# GWALARN

## TAOLENN



*(Pep gwir miret striz)*

122

GENVER

1939

Bloavez mat

d'hon holl lennerien

# TAOLENN

Pet koumananter nevez

hoc'h eus kavet d'imp ?

# UNANIEZ AR BRENERIEN VREZONEK

N'eo ket alies e vez moulet en hor yez eur pennad ken pouezus hag an hini a gavomp war niverenn SAV an Diskar-Amzer, « Ar C'henwerz hag ar Brezoneg », gant Yann M. Mab Koïk.

Ar re n'o deus ket lennet, hastent afo skriva da sekretour SAV, an Ao. Daniel (9-ter, rue de Rouvray, Neuilly. — Kont-red 1902-50, Paris), da goumananti d'ar gazetennig vrao ha buhezek-se. Ne goust ar c'houmanant-bloaz nemet dek lur.

Va gourc'hemennou d'an Ao. Mab Koïk. Evel Arc'himedez koz, e c'hell huchal : « Eurêka ! » Pe gentoc'h, peogwir eo breizat, « Kavet em eus ! » Kavet en deus e gwirionez an tu da lakaat ober d'hor yez ar c'hammed brasa war-raok he devo graet biskoaz.

Eur rebech hepken : efedusoc'h e vefe bet e bennad ma vefe bet berroc'h, hag ennañ kinnigou resisoc'h d'ar Vrezoned koulz ha d'ar genwerzourien.

Setu perak e lakaan amañ va mennad :

SEVEL, AR C'HENTA GWELLA, EUN « UNANIEZ AR BRENERIEN VREZONEK ».

Bez' e vo ar reolenn evel-hen :

UNANIEZ AR BRENERIEN VREZONEK

1. Savet eo eun Unaniez ar Brenerien Vrezonek.

2. Pal an Unaniez eo astenn implij ar brezoneg er c'henwerz, e Breiz ha dre ar bed-holl.

3. Ne vern piou a c'hell beza ezel, gant ma paeo ar skod.

4. Toui a ra pep ezel prena, a-raok pep tra :

a) marc'hadoureziou merket warno ano ar varc'hadourez, h. a., e brezoneg.

b) marc'hadoureziou digant ar genwerzourien a lak enskrivaduriou brezonek war o staliou, a gomz brezoneg gant o ostizien, a voul embannou brezonek war ar c'hazetennou, a beg skritellou brezonek war ar mogeriou, a ra o embannou-skingomzerez e brezoneg, hag a harp dre vras ar brezoneg hag an oberou gouestlet d'hor yez.

5. Anvet e vez gant an izili eur Bureo, ennañ eur rener, eun isrener hag eur sekretour.

6. Labour Bureo an Unaniez eo :

a) Rei da anaout d'an izili, dre ar c'hazetennou brezonek, ha d'an holl, dre ar c'hazetennou all, anoiou ha chomlec'hiou ar genwerzourien a ra gant ar brezoneg evel ma'z eo merket a-us.

b) Rei d'ar genwerzourien anoiou ar brenerien a c'hell ar gwella beza tizet dre ar brezoneg.

k) Rei d'ar genwerzourien anoiou ha chomlec'hiou ar vrezonegourien a c'hell trei d'ezo (o veza paeet evel reiz) o embannou e brezoneg, an arzourien a c'hell tresa d'ezo skritellou e brezoneg, ar ganerien ha prezegerien a c'hell enskriva d'ezo o fladennou e brezoneg evit ar skingomzerez.

d) Alia ar genwerzourien a ra gant brezoneg fall.

ROPARZ HEMON.

**Ma teu d'in pemp respont da vihana a-benn eur miz diwarbenn an dra-mañ, oun prest d'en em glevout gant neb a garo da studia ar gudenn.**



# SOUDARDED PLOUM

A bep amzer eo bet roet soudarded d'ar vugale, soudarded koad, soudarded houarn, soudarded ploum, c'hoariellou koant a-wechou, tonket d'ezo, siouaz, echui evel an holl c'hoariellou, torret, nammet, muturniet, mac'hagnet, war eur bern lastez bennak, ankounac'haet da viken.

Darn, — eun darn vihan-tre, — a vez saveteet koulskoude hag a ya da ginkla staliou eur mirdi. Ret d'ezo beza koz, avat, aet rouez-kenañ, a-raok ma teufe war spered eur mirdiour o lakaat a-gostez evit ar rummadou da zont.

Ar soudarded-ploum, evelato, — eürusoc'h eget ar c'hoariellou all, — o deus kavet gwarezourien.

Dastumet e vez eun tammig dre-holl war an Douar soudarded ploum evel ma vez dastumet timbrou, medalennou, podou-pri. Dastumet, n'eo ket evito o-unan, hogen da skeudenni saeou soudarded ar vro-mañ-bro, d'ar c'houlzad-mañ-koulzad. Eur c'hoari n'eo ket ; eur skiant eo kentoc'h, hogozik eur gevrenn eus an istorouriez, o c'houlenn gouiziegez e-leiz ha furchadennou hir-meurbet alies.

Ar gudenn evit an dastumour eo kaout eur skeudenn wirion diouz pep soudard, gwirion penn-kil-ha-troad, al liou koulz hag ar stumm, betek al lerenn hag an nozelenn distera. Lenndiou a-bez a vez firbouchet meur a wech, netra nemet da c'houzout pet nozelenn a staged ouz lost eur porpant, pe da c'houzout ha glas pe ruz e veze ar bodreou.

Gant piou, emezoc'h, e vez graet ar soudarded-se ?

Dastumourien 'zo a laka micherourien d'o ober. Peurliesa koulskoude ez eo an dastumour eur micherour ampart e-unan. Prena a ra soudarded ploum, ar re end-eeun a werzer d'ar vugale. Dislivet e vezont gantañ, disrannet, da lavarout eo, dibennet, divrec'hiet a-wechou, divarc'het mar dint war varc'h. Neuze, dre hir aked, e vez kenstrollet tammou : penn an eil o vont war gorf egile, ha korf egile war marc'h eun trede. Kement-se, livnet, rimiet, skarzet, skrabet, a vez renket a-benn ar fin en armeliou gwer a-hed mogeriou sal an diskouezadeg.

Ne vez ket dibabet ne vern pe soudard ploum gant an dastumour. War Douar-Bras Europa e tilenner peurvuia soudarded plat-kenañ, d'ezo eur pevar santimetrad bennak uhelder. E Breiz-Veur e kaver gwell soudarded tevoc'h hag eun tammig uheloc'h. Alies ne vir pep dastumour nemet eur soudard a bep seurt. Gwech-a-vez koulskoude e skeudenner rejimantou a-bez, pe zoken emgannou bras.

Daoust ha ne vefe ket eur skouer da heulia amañ, nann e gwir e-keñver saeou soudarded, hogen e-keñver gwiskamantou ar vro ? Delwennouigou ploum pe staen a dle beza aes a-walc'h da ober, hag ez int dreist d'ar merc'hodennou koar gwisket gant danvez a weler e darn eus hor mirdiou : aesoc'h int da virout, nebeutoc'h a lec'h a zalc'hont, ha skeudenni a reont spisoc'h ar gwiskamantou. Skoueriou eus holl wiskamantou penna parreziou Breiz, kempennet ha livet-brao, a c'hellfe beza renket en eur gambr hepken hep trubuilh.



# LIORZ AR GWENEDEG

*Er rummad pennadouigou-mañ e fell d'in studia perziou mat ar gwenedeg, — da genta, da denna muioc'h evez al lennerien hag ar skrivagnerien war deñzor eur rannyez re nebeut anavezet, — d'an eil, da hasta peurunvanidigez ar yez vroadel, ar beurunvanidigez-se a c'hoantaomp holl, daoust n'omp ket holl ali war an doare d'he c'has da benn.*

*Va labour « Teñzor ar Gwenedeg », bet liesskrivet war follennou distag, a zo diviet bremañ. Ne voe prenet nemet gant nebeut a dud. Al labour-mañ, hag heñ disheñvel eun tamm mat, a zo graet gant an hevelep menoz : lakaat ar studi a-raok an tabut.*

*E zedia a ran da anaon ar re eus va gourdadou o deus bevet ha brezoneget a-hed kantvedou war zouar Bro-Wened.*

*ROPARZ HEMON.*

Danvez kenta va studi eo eul levr, bet prestet d'in gant an Ao. Doktor Ch. Laurent, bennoz Doue d'ezañ, e ano :

*Vocabulaire Nouveau ou Dialogues Français et Bretons, Ouvrage très utile à ceux qui sont curieux d'apprendre l'une ou l'autre de ces deux Langues. A Vannes, chez J. M. Galles, Imprimeur-Libraire, Rue Notre-Dame.*

N'eus bloavez ebet merket. Da zezvarn diouz an

divizou a zo e-barz, e tle beza bet aozet war-dro diwez an 18-vet kantved.

◆

Moula a ran e lizerennou bras pep ger hervez ar stumm a c'hellfe d'am meno gwiska er yez unvan.

E lizerennou stouet e voulan ar ger evel m'eo bet skrivet er skridou hag er geriaduriou gwenedek am eus gallet dastum.

Goude se, e lizerennou stouet ivez, e voulan ar ger evel ma veze skivet e brezoneg-krenn, bep gwech m'em eus kavet.

Da echui e ran eun nebeut eveziadennou diwarbenn ar ger, e stumm, e ster, e implij, hag all.

◆

BERRADURIOU

*a.* ano.

*ag.* ano-gwan.

*ar.* araogenn.

*Arm.* Dictionnaire François-Breton ou François-Celtique du dialecte de Vannes; par Monsieur L'A***; à Leide, Par la Compagnie ; 1744 (anvet peurliesa Geriadur Armery).

*as.* ano-stroll.

*bg-kr.* brezoneg-krenn.

*Dict. Et.* Dictionnaire Etymologique du Breton Moyen E. Ernault (Naoned 1897).

*Ern.* Dictionnaire Breton-Français du dialecte de Vannes (Gwened 1921).

*g.* gourel.

*gg.* gwregel.



*Gloss.* Glossaire Moyen-Breton E. Ernault (Paris 1895-1896).

*Chal.* Dictionnaire breton-françois du diocèse de Vannes... composé par Feu Monsieur de Châlons, recteur de la paroisse de Sarzeau... (Gwened 1723) ; n'anavezan al labour-mañ nemet dre « Glossaire Moyen-Breton » Ernault.

*Chrest.* Chrestomathie Bretonne J. Loth (Paris 1890).

*Pedersen.* Vergleichende Grammatik der keltischen Sprachen H. Pedersen (Gœttinger : I, 1909 ; II, 1913).

*rv.* rakverb.

*st.* stagell.

*Supp.* Supplément au Dictionnaire Breton-Français (Gwened) ; embannet e ti Lafolye hep bloaziad nag ano-oberour ; stagadenn da c'heriadur gwenedek-gallek Ernault.

*v.* verb.

*Vall.* Grand Dictionnaire Français-Breton par François Vallée,... avec le concours de E. Ernault et R. Le Roux (Roazon 1931).

*Voc.* ar « Vocabulaire Nouveau » meneget a-us.

(An niverennou a verk ar pajennou).

◆

BARAOUIZ g. baradoz.

*Baraouiz, baraoëz* Ern. 17 ; *baraouis* Voc. 2 ; *barazoes,* er bloaz 1464, Chrest. 190, hervez Rosenzweig ; *baraouéss, baraouiss* Arm. 267.

Bg-kr. *barazoez* Dict. Et. 223, hervez Catholicon.

Ar furm *baraouiz,* o tougen testeni eus eur furm gant *z* e-lec'h an *d* a gavomp e *baradoz,* a vefe da zegemer er yez unvan. Diouz ar reolenn a zisplegis e

kentskrid « Teñzor ar Gwenedeg », ne glaskan ket adsevel diwar varteze ar furm a vije bet gwisket gant ar ger e rannyez Leon.

ESKED g. -OU tasmant, teuz.

*Esked* Ern. 75 ; *esquèd* Voc. 2; *e'ssquêdd* Arm. 153.

Pep tra a ro da gredi e tenn ar ger-mañ da *skeud* ; an hevelep ger eo sur a-walc'h ; talvoudus e c'hell beza koulskoude er yez unvan, d'ezañ ar ster roet a-us.

STER as. stered dre vras, stered ha planedennou.

*Stir* Ern. 216 ; Voc. 2 ; Gloss. 653, hervez Chal. ; *stire* Arm. 144.

Bg-kr. *ster* Dict. Et. 385.

*Ster*, daoust ma'z eus geriou all heñvelson, a ginnigan e-kichen *stered* ; diresisoc'h ha ledanoc'h e c'hell beza talvoudegez *ster* eget talvoudegez *stered*. Gwelloc'h er yez unvan dibab *e* e-lec'h *i*, dreist-holl en abeg d'ar ger a zeu da heul :

STERENN gg. -OU steredenn pe blanedenn.

*Stiren, stéren* Ern. 216 ; *stirèn* Voc. 2 ; *stireenn* Arm. 144 ; *stireñ* Gloss. 653, hervez Chal.

Bg-kr. *steren* (o trei ar galleg « astérisque ») Gloss. 653 ; *steren* Dict. Et. 385.

Degemeret eo bet *sterenn* gant Vall. 42 da drei ar galleg « astre ». Talvoudus eo eta er yez unvan da envel war eun dro ne vern pe gorf neñvel, steredenn pe blanedenn.



STERGANN g. oabl steredek ; sklerijenn holl stered an oabl.

*Aibre carguéd à stirr gann* Gloss. 654, hervez Arm., ha troet e galleg « ciel émaillé ».

Evit d'ar ster ha d'an implij beza arvarus, e c'hellfe beza graet gant *stergann* evel ma vez graet gant *loargann*.

STERGANNEK ag. o lintra gant stered.

*Stirgannek, stérgannek* Ern. 216 ; *stir-gannêq, stirgannèq* Gloss. 654. Ar ger-mañ a zo bet implijet endeo, a gredan, er yez unvan.

(*da heulia*).

# Kevrenn Etrekeltiek

## IWERZONIZ E BREIZ-UHEL

Daou c'hant skoliad eus Sheffield ha Manchester (Bro-Saoz) hag eus Kaerdiz (Bro-Gembre) a zo deut da gampa e-pad 2 sizun e Sant-Servan, war ar penn-tir a vez graet anezañ e galleg « Cité d'Aleth », ma weler dioutañ Sant-Malou, Dinarz hag aber ar Rañs. Ma oa en o mesk eur Saoz bennak, an darn vrasa eus ar baotred hag ar vistri a oa anezo Iwerzoniz pe ganet en Iwerzon pe e Bro-Saoz a-ziwar kerent iwerzonat.

Eur blijadur e voe evit Brezoned Bro-Sant-Malo en em gavout ganto hag arvesti ouz an tantad graet da noz ar sul 22 a viz eost diweza. Tra ma save en aer glan an noz an toniou iwerzonat ken drant ha son ar biniou bras e teue da goun d'eomp ar goueliou-se dindan an avel a vez prizet kement gant ar Oueze-led hag anvet ganto en o yez « *aeridheacht* », eur ger ha n'en deus troidigez ebet e brezoneg.



Bourrusoc'h a se eo bet d'eomp-ni en em gavout gant ar skolidi iwerzonat-se m'hon eus gellet ober anaoudegez gant an Ao. Farrel J. Leddy, mezeg e Sheffield (Bro-Saoz) ha gant e vreur, anezo daou c'houezeleger mat eus Beal Feirste (Bro-Oula). Souezet e voe ar c'henta, moarvat, gant an degemer kalonek a voe graet d'ar « *fainneach* » ma 'z eo a-berz ar vrogarourien vrezon. Gellet hon eus rei d'ezo meur a ziskleriadenn a-zivout stad ar yez e Breiz hag an emzao breizat evel m'hon eus bet diganto meur a geal prizius diwar-benn Iwerzon.

Menegomp da echui eun dra a ziskouez kerentiez an iwerzoneg hag ar skoseg. An Dr Farrell J. Leddy a zanevellas d'eomp en doa kejet e Sant-Malou ouz daou voraer eus an Enez Skiannac'h (Uheldiriou Bro Alba) ha gellet kaout eun diviz e gouezeleg ganto. Bez' e c'helljont en em gompren mat a-walc'h, pep hini o komz en e yez, ar pez ne viras ket ouz an daou Skosad da lavarout d'an daou Iwerzonad, kent ki-miadi « *Ni choir an ghaedhilg agaibh* » (n'eo ket reiz ar gouezeleg ganeoc'h).

FARNACHANAVAN.

## ALI

Paotr yaouank, war-dro 20 vloaz, war e studi e skol danvez-ofiserien an armead iwerzonat a garfe eskemma liziri gant eur Brezon yaouank a oad gantañ. Al liziri a rankfe beza skrivet e galleg ha respontet e vefe gantañ en iwerzoneg pe e saozneg.

Skriva da L. F. Andouard, 21, rue Duperré, ST-SERVAN, Breiz-Uhel.

# *Brezoneg Eeun*

## EUR YEZ HEPKEN

Meur a zoare a zo d'ober vad d'ar brezoneg. Ha meulet e tle beza ar re a laka o foan da harpa, da zifenn, da vruda hor yez, n'eus forz penaos e reont.

Kement-se ne vir ket ouzin da lavarout sklaer hag uhel ez eus eur reolenn da lakaat dreist pep reolenn all en hor stourm : komz ha skriva brezoneg hepken pa c'heller.

Amzer a zo bet, a-boan ma krede eur skrivagner embann eul levr en hor yez hep moula ar skrid gallek e-kichen. Tremenet eo an amzer-se. Oberou hor gwella skrivagnerien a vremañ a ginniger d'al lenner hep troidigez. Gwerzet, lennet ha studiet e vezont gwelloc'h a se, d'am menoz.

Ne vez ket, siouaz, evel-se war bep tachenn. Re a dud c'hoaz en hor mesk, — e-mesk gwir vugale ar vro, — a chom tuet da ober gant ar galleg hep an distera ezomm.

Nec'het e vezan alies o kaout digant koumananterien goz *Gwalarn* lizerou skrivet e galleg. Perak ? Ha kavout a ra d'ezo n'oun ket gouest da gompren brezoneg ? Hag aon o deus da skriva brezoneg fall ? Kant gwech gwelloc'h koulskoude eul lizer e brezoneg treut eget eul lizer e galleg flour.



*géologie* douarouriez*.
*géométrie* mentoniez*.
*gérant* merour 7.
*gerbe* malan 1.
*gerçure* skarr 1 ; spinac'h 1.
*gérer* mera.
*germain* kompez.
*germe* kellid 1, egin 1, bragez 2 ; sl. had 1.
*germer* kellida, egina, bragezi.
*gésier* elaz 1.
*geste* jestr 1 ; dournfiñvad 1.
*gesticuler* jestraoui.
*gibier* jiboez ; kig-gouez.
*gifle* boc'had* 1, jotad* 1.
*gigot* morzed* 1.
*gilet* jiletenn* 1.
*girafe* jirafenn* 29.
*giron* barlenn* 1.
*girouette* gwiblenn* 1.
*gisement* gwelead 1.
*givre* frim.
*glabre* blouc'h.
*glace* skourn ; klerenn* 1 ; cc. gwerenn* 1 ; melezour 2.
*glacer* skourna ; klera.
*glacier* skournredenn* 1.
*glacière* skournlec'h 2.
*glaçon* skournenn* 1 ; hinkin 1.
*glaïeul* elestrenn* 23.
*glaive* kleze 5.
*gland* mezenn* 23.
*glande* gwagrenn* 1.
*glaner* pennaoui.
*glapir* speuñial.
*glas* glaz* ; lezou (pl.).
*glisser* riskla.
*globe* boull* 1 ; pellenn* 1.
*gloire* brud ; klod.
*glorieux* brudet ; enorus ; lorc'hus.
*glousser* sklokal, klocha.
*glouton* j. lontek, brifaot.
*glu* glud.
*gluant* gludek, gludennek.
*gobelet* gobed* 1.
*gober* lonka ; floupa.
*godille* roeñv-bouleñv* 1.
*godiller* pouleñvat.
*goéland* gouelan* 3.
*goélette* goueletenn* 1.
*goémon* bezin ; koumon.
*golfe* pleg-mor 1.
*gomme* gomm ; c. gomenn* 1.
*gond* mudurun* 1.
*gondoler* vn. korlezi.
*gonfler* c'houeza ; koeñvi.
*gorge* korzailhenn* 1 ; gg. kanlenn* 1.
*gorgée* gouzougad 1 ; klukad 1.
*gosier* gourlañchenn* 1.
*goudron* ter.
*goudronner* tera.
*gouffre* koundoun 2 ; islonk 1.
*goulet* mulgul 2.
*goulot* gouzoug 1.
*goulu* marlonk.
*gourde* koulourdrenn* 1.
*gourmand* j. lontek ; m. lonteg 19.
*gourmandise* lontegez*.
*gourmet* lipouz 7.
*goût* blaz 1.
*goûter* v. tañva 47 ; blaza ; gortozenni ; m. gortozenn* 1.
*goutte* banne 1, berad 1, lomm 1, takenn* 1 ; md. urlou

(pl.).
*gouttière* kan 1, san* 2.
*gouvernail* stur 2.
*gouvernement* stadrenerez 2, gouarnamant 1.
*gouverner* ren ; gouarn : mr. sturia.
*gouverneur* gouarnour 7.
*grâce* q. neuz-vat* ; th. gras* 1.
*gracier* digastiza.
*gracieux* neuziel-mat ; mistr.
*grade* derez-karg 2.
*gradé* j. galoñsek ; m. galoñseg 19.
*gradin* derez 2.
*grain* greunenn* 23 ; sl. griñsenn*.
*graine* hadenn* 1 ; gp. had 1.
*graisse* lard ; r. nr. druzoni*.
*graisser* larda.
*graisseux* druz.
*grammaire* yezadur 2.
*gramme* grammad 1.
*grand* bras ; meur.
*grandeur* braster ; meurded*
*grandir* brasaat.
*grand'mère* mamm-goz* 1.
*grand'messe* oferenn-bred* 1.
*grand-oncle* contr-koz 3.
*grand-père* tad-koz 1.
*grands-parents* kerent-koz (m. pl.).
*grand'tante* moereb-koz 3.
*grange* grignol* 1.
*granit* greunvaen.
*grappe* bod 1, barr 1 ; blokad 1.
*grappin* krap 1.
*gras* lart ; druz.

*gratifier* rei 40 ; aotren 44.
*gratin* kreien.
*gratis* evit netra.
*gratitude* anaoudegez-vat.
*gratter* skraba ; kravat.
*gratuit* dibac, digoust.
*grave* pouezus ; r. mtl. [illegible] ; r. sn. boud ; r.h. dic'hoarz.
*graver* engrava.
*gravier* grouan ; grozol.
*gravir* krapa.
*gravois* atredou (pl.).
*gravure* x. engraverez ; c. engravadur 2.
*gré* grad*.
*gredin* hailhon 3.
*gréer* farda, paramanti.
*greffe* imboud 1.
*greffer* imbouda.
*grêle* j. moan ; f. grizilh ; kazarc'h.
*grêler* ober grizilh 45.
*grêlon* grizilhenn* 1 ; kazarc'henn* 1.
*grelot* ourouler 2.
*grelotter* krena gant ar riou.
*grenade* r.p. greunadezenn* 23 ; g. greunadenn* 1.
*grenadier* p. greunadezenn* 3 ; h. greunadour 7.
*grenier* galatrez* 2 ; grignol 1.
*grenouille* ran* 3 ; glesker 3.
*grès* krag.
*grésil* milerc'h.
*grève* l. traezenn* 1. gro* 2 ; x. dilezadeg-labour* 1.
*gribouiller* stlabouza.
*griffe* kraban* 1 ; skilf 1.
*griffer* krabanata 47 ; skilfa ; krafignat.



*grignoter* krignat.
*gril* grilh* 1.
*grille* kael* 2.
*griller* kraza ; suilha.
*grillon* grilh* 3 ; skrilh* 3.
*grimace* orbid 1 ; pl. arveziou (pl.).
*grimacier* orbider 7.
*grimper* krapa.
*grincement* gwigour, grigoñs 1 ; skrign 1.
*grincer* gwigourat, grigoñsat ; skrignal.
*grincheux* grignous.
*grippe* anouedadur 2.
*gris* louet, glas-wenn ; r.h. dreo.
*grisâtre* damlouet.
*griser* damvezvi
*grisonner* glaza.
*grive* drask 14.
*grivois* lik.
*grogner* soroc'hal ; r.h. grozmolat.
*groin* groñj* 1.
*grondement* kroz 2 ; boud 1.
*gronder* krozal ; gourdrouz ; boudal.
*groom* lakezig 3-1.
*gros* teo 31.
*groseille* spezadenn* 23 ; kastilhezenn* 23.
*grosse* j. brazez.
*grossesse* brazezded*.
*grosseur* teoder ; c. bos 1.
*grossier* garo 31 ; r.h. dizoare.
*grossir* tevaat ; sl. kreski.
*grotesque* lu.
*grotte* keo 24 ; groc'h* 1.
*grouiller* fourgasi.

*groupe* bagad 1, strollad 1.
*grouper* boda, strolla.
*gruau* brignen.
*grue* b. garan* 3 ; n. gavr* 14.
*grumeau* kaouledenn* 23 ; pouloudenn* 23.
*gué* roudouz* 2.
*guenille* pilhenn* 27 ; truilhenn* 27.
*guêpe* gwespedenn* 23.
*guère* nemeur.
*guéret* havreg 1.
*guérir* yac'haat ; parea.
*guérison* pare 1.
*guérite* gedig 1.
*guerre* brezel 2.
*guerrier* j. brezeliek ; m. brezelour 7 ; kadour 7.
*guerroyer* brezelekaat.
*guet* ged 1.
*guêtre* bodreenn* 1.
*guetter* ober ged 45 ; spia.
*guetteur* gedour 7.
*gueule* geol 2.
*gueux* korker 7.
*gui* uhelvarr.
*guichet* dorikell* 1.
*guide* m. h. ambrouger 7 ; c. levr-stur 2 ; f. rañjenn* 1 ; sugell* 1.
*guider* sturia ; ambroug.
*guigne* babuenn* 23, kignezenn* 23.
*guillotine* dibennerez* 3.
*guirlande* garlantez* 2.
*guise* giz* 2.
*guitare* kitar* 2.
*gymnaste* korfembreger 7.
*gymnastique* korfembregerez.

# H

*habile* ampart ; eskuit.
*habileté* ampartiz*.
*habiller* gwiska.
*habit* dilhad 1 ; chupenn-lid* 1.
*habitant* annezer 7.
*habitation* annez ; l. annezlec'h 2.
*habiter* chom (e).
*habitude* boaz 2 ; kustum 1 ; giz* 2.
*habituel* boas ; kustum.
*habituer* w. boaza.
*hache* bouc'hal* 14.
*hacher* drailha ; miñsa.
*hagard* skoelf.
*haie* kae 1 ; garz* 16.
*haillons* truilhou (pl.).
*haine* kasoni* 1.
*haïr* kasaat.
*haïssable* kasaus.
*hâle* skarnil ; kramenn*.
*hâlé* skarnilet ; kramennek.
*haleine* alan* 1.
*haler* sacha (war).
*hâler* skarnila ; kramenni.
*haleter* dialana ; halpa.
*halle* koc'hu 2.
*hallier* strouez.
*halte* arzao 2 ; ehan 1.
*hamac* gwele-skourr 1.
*hameau* pennkêr 2.
*hameçon* higenn* 1.
*hanche* lez* 22, kroazell* 22.
*hangar* karrdi 1.
*hanneton* c'houil-dero 3.
*hanter* henti.
*hantise* albac'henn* 1.
*haras* ti-kezeg 1.
*harceler* hega ; heskina.
*hardi* her ; hardis.
*hardiesse* herder ; hardisegez*.
*hareng* harink 3.
*hargneux* kintus ; rec'hus.
*haricot* favenn-vunut* 23.
*harmonie* kensonerez ; sl. emgleo.
*harmonieux* heson.
*harmonium* orglezig 1-1.
*harnacher* harneza.
*harnais* harnez 2.
*harpe* telenn* 1.
*harpon* treant 1.
*hasard* degouez 2 ; arvar 2.
*hasardeux* arvarus.
*hâte* mall, hast.
*hâter* difraea, hasta.
*hausser* uhelaat.
*haut* j. uhel ; m. lein 1, krec'h, nec'h.
*hautain* rok, otus.
*hauteur* uhelder 2 ; sm. rogentez*.
*havresac* drouin 1.
*hé bien* ac'haula, arsa.
*hebdomadaire* sizuniek.
*héberger* herberc'hia.
*hectare* kantar 1.
*hélas* siouaz, allas.
*héler* hopal.
*hélice* rod-viñs* 1.
*hémorragie* koll-gwad 1.
*hennir* kristilha, gourrizia, c'houirinat.
*héraut* harod 3.
*herbe* geot.
*herbu* geotek.
*hérédité* herelez*, hererez.



*hérésie* disivoud.
*hérétique* j.m. disivouder 7.
*hérisser* w. sevel a-bik 42.
*héritage* herez* 2.
*hériter* kaout da herez* 45.
*hermine* erminig* 3.
*hernie* avelenn* 1.
*héron* kerc'heiz* 3, herlegon 3.
*héros* den-meur 26.
*herse* n. oged* 1 ; r.l. porrastell 1.
*hésitation* entremar.
*hésiter* termal ; lg. haketal.
*hêtre* faouenn* 23.
*heure* eur* 2.
*heureux* eürus.
*heurt* stok 1, horos 1.
*heurter* steki 41, horosa.
*hibou* kaouenn* 3.
*hideux* hakr.
*hièble* boulskavenn* 23.
*hier* dec'h.
*hippopotame* dourvarc'h 3.
*hirondelle* gwennili* 3.
*hirsute* houpet ; blevek.
*hisser* sevel 42 ; gorren 50.
*histoire* istor 2.
*historien* istorour 7.
*hiver* goañv 1.
*hivernal* goañvel.
*hocher* heja.
*hochet* brabrao 2.
*holà* ho.
*homard* legestr 15.
*hommage* gwazoniez* ; pl. gourc'hemennou (pl.).
*homme* den 26 ; gwaz 3, gour.
*homogène* unouenn ; sl. unvan.
*homonyme* j. heñvelson.
*honnête* onest.
*honnêteté* onestiz*.
*honneur* enor 2.
*honorable* enorus.
*honorer* enori.
*honte* mez*.
*honteux* mezek ; mezus.
*hôpital* klañvdi 1, ospital 2.
*hoquet* hik 1.
*horizon* dremmwel 2.
*horizontal* a-blaen.
*horloge* horolaj 1.
*horloger* horolajer 7.
*horreur* euz.
*horrible* euzus.
*hors ; h. de* : a-dre, e-maez.
*hospice* herberc'hti 1.
*hospitalier* j. degemerus, kevannezus ; m. herberc'her 7.
*hospitaliser* herberc'hia.
*hospitalité* herberc'h*.
*hostie* ostiv 1.
*hostile* a-enep.
*hostilité* enebiez*.
*hôte* ostiz 7 ; ostiziad 12.
*hôtel* ostaleri* 1.
*hotte* bouteg 1.
*houblon* houpez.
*houe* pigell* 1, marr* 14 .
*houille* glaou-douar.
*houle* houl.
*houppe* bechenn* 1.
*housse* pallenn 1 ; sl. golo 2.
*houx* kelenn.
*huche* arc'h* 16.
*huer* hual ; argadi.
*huile* eoul 2.
*huiler* eouli.
*huissier* urcher 7.

*huit* ciz.

*huître* istrenn* 23.

*humain* denel.

*humanité* denelez* ; q. deneliez*.

*humble* izelek, uvel.

*humeur* c. dourenn* 1 ; x. tu ; tro-spered* 2.

*humide* gleb ; leiz, delt ; r. tm. gleborek.

*humidité* leizded*, deltoni* ; tm. glebor.

*humilier* izelekaat ; dilorc'ha.

*humilité* izelegez*.

*hune* kastell-lestr 1, 11.

*huppe* c. bouchad 1 ; kribell* 1. ; b. houperig 3, kogenan. 3.

*hurlement* yudadenn* 1.

*hurler* yudal.

*hussard* houzard 3.

*hutte* foukenn* 1, lochenn* 1.

*hybride* briz.

*hydravion* dournijerez* 3.

*hydromel* dour-mel, chouchen, chufere.

*hydropisie* koeñv ; dourgoeñv.

*hyène* bleizbroc'h 3.

*hygiène* yec'hedouriez*.

*hymne* azeulgan 1 ; kan broadel 1.

*hypnotiser* teogi.

*hypocrisie* pilpouzerez.

*hypocrite* j. pilpous ; m. pilpouz 3.

*hypothèque* dle diwar c'houestl 1.

*hypothèse* martezead 1.

# I

*ici* amañ ; *d'i.* ac'han.

*idéal* j. peurvat ; m. uhelvennad 1 ; peurvadelez*.

*idée* menoz 2, keal 2.

*identique* peurhenvel (*à* ouz).

*identité* peurheñvelder ; mt. stad-den* 1.

*idiome* yez* 1.

*idiot* j. diot ; m. diod 3.

*idole* idolenn* 1.

*if* ivinenn* 3 ; mx. ivin.

*ignoble* mezus ; argarzus.

*ignorance* diouiziegez*.

*ignorant* dizesk, diouiziek ; dic'houzvez.

*ignorer* dic'houzout 45.

*il* heñ.

*île* enezenn* 1.

*illégal* enep al lezenn.

*illégitime* direiz.

*illumination* goulaouadur 2.

*illuminer* goulaoui.

*illusion* faltazi* 1 ; falsweledigez* 2.

*illustration* skeudenn* 1 ; skeudennadur 2.

*illustre* brudek.

*illustrer* bruda ; rt. skeudennaoui.

*ils* i, int.

*image* skeudenn* 1.

*imagination* faltazi* 1.

*imaginer* faltazia ; empenna.

*imbécile* j. sot ; m. sod 7.

*imberbe* blouc'h ; divarv.

*imitation* heñveladur 2.

*imiter* heulia ; ober (diouz) 45.

*immaculé* dinamm.



*immédiat* o tont dioustu.

*immédiatement* diouslu.

*immense* divent.

*immensément* dreist-goñvor.

*immensité* diventelez*.

*immerger* souba.

*immigrant* enbroad 12.

*immigration* enbroadur 2.

*immigrer* enbroa ; enbroadi.

*imminent* war-nes dont.

*immobile* difiñv, diflach.

*immobilité* difiñvder.

*immoler* lidlaza ; sl. laza.

*immonde* dic'hlan.

*immondice* stlabez.

*immoral* dizonest ; dizere.

*immortalité* divarvelez*.

*immortel* divarvel.

*immuable* digemm ; digemmus.

*impair* dizampar.

*imparfait* j. diglok.

*impasse* hent dall 1.

*impassible* distrafuilh.

*impatience* dihabaskted*.

*impatient* dihabask.

*impénétrable* didreuzus.

*imperceptible* diverzus.

*imperfectible* diwellaus.

*imperfection* namm 1.

*impérieux* endalc'hus ; r.h. aotrounius.

*imperméable* dizintrus.

*impertinent* dichek.

*impétueux* berrus ; tuer.

*impie* difeiz.

*impiété* difeiz.

*impitoyable* didruez ; didrugarez.

*implorer* azgoulenn.

*impoli* dizeveu.

*impolitesse* dizevenidigez* 2.

*importance* pouez.

*important* pouezus.

*importation* ebarzerez.

*importe ; n'i.* ne vern, n'eus forz.

*importer* bernout ; em. ebarzi.

*importun* j. hegas.

*importuner* hegast.

*imposant* meurdezus.

*imposer* lakaat (war) ; redia ; mt. sevel tailhou (war) 42.

*impossibilité* dic'hallusted*.

*impossible* dic'hallus, dic'hreñs.

*impôt* tailh 1.

*imprécis* diresis, displann.

*imprégner* intra.

*impression* louc'h 1 ; mouladur 2 ; sm. trivliad 1.

*imprévu* dic'hortoz.

*imprimer* louc'ha ; moula.

*imprimerie* moulerez ; l. timoulerez 1.

*imprimeur* mouler 7.

*improbable* dizegouezus.

*impropre* amzere.

*improviser* sevel en eun taol. 62

*imprudence* dievezder 2.

*imprudent* dievez.

*impudent* dichek.

*impuissance* dic'halloud ; ph. disperiusted*

*impuissant* dic'halloud ; ph. disperius.

*impuni* digastiz.

*impur* dic'hlan ; kemmesket.

*impureté* dic'hlander 2.

*inaccessible* diziraezus.
*inaccoutumé* digustum ; divoas.
*inactif* distrivant.
*inanimé* divuhez.
*inapte* divarrek.
*inattendu* dic'hortoz.
*inattentif* dievez.
*inattention* dievez, dievezded*
*inaugurer* digeri 41.
*incandescent* gwenn-c'horet.
*incapable* dic'houest, divarrek.
*incarcérer* karc'haria.
*incarner* th. ober den 45 ; md. enkiga.
*incassable* didorrus.
*incendie* tangwall 1.
*incendier* tangwalla ; entana.
*incertain* arvarus.
*incertitude* entremar ; arvar.
*incessamment* dizale ; dihaouez.
*incessant* dibaouez.
*incident* darvoud 1 ; degouez 2.
*incision* skej 1 ; flañchadenn* 1 ; cc. ask 1.
*inciter* atiza.
*inclément* dihabask ; kriz.
*inclination* stou ; pleg 1.
*incliner* stoui ; plega ; sm. dougen.
*incohérent* digendalc'h.
*incolore* disliv.
*incommode* diaes.
*incomparable* dispar.
*incompétent* diouest.
*incomplet* diglok.
*incompréhensible* divelzus.
*inconduite* dirollerez.
*inconnu* j. dianav.
*inconscient* dic'houzvez.
*inconsolable* difreaizus.
*inconstant* hedro.
*incontestable* diarvarus.
*incontinent* vb. kentiz.
*inconvenant* anzerezt dizereat.
*inconvénient* gwall 1. droug 1.
*incorrect* direiz ; dizereat.
*incrédule* diskredik.
*incroyable* dreistkred.
*incruster* enskania.
*inculte* fraost.
*incurable* dibare.
*incursion* argadadenn* 1.
*indécent* dizereat.
*indécis* en arvar.
*indéfini* didermen ; amresis.
*indemne* dic'hloaz ; salo.
*indemnité* digoll 1, dic'haou.
*indépendance* dizalc'h ; frankiz*.
*indépendant* dizalc'h (*de* diouz).
*index* r. cs. biz-yod 25 ; c. meneger 2.
*indication* merk 1 ; arouezadur 2.
*indice* arouez* 2.
*indicible* dilavarus.
*indifférence* digasted*.
*indifférent* digas, dizeblant (*à* ouz).
*indigence* dienez*.
*indigent* ezommek.
*indigestion* kalon-losk*.
*indignation* brouez*.
*indigne* dizellezek.
*indigner* w. broueza.



*indiquer* merka, diskouez.
*indirect* dieeun ; tro.
*indiscret* diaviz.
*indiscrétion* diavizded*.
*indispensable* ret-holl.
*indisposé* damglañv ; sm. tuet fall (*envers* ouz).
*indistinct* diziforc'h ; disklaer.
*individu* hinienn* 1 ; penn-den 1.
*individuel* hiniennel.
*individuellement* a-hiniennou.
*indocile* amsent.
*indolent* lezirek ; landreant.
*indomptable* dizoñvus.
*indû* dizleet ; dibred.
*induire* dougen ; kendastum.
*indulgent* damantus (*envers* ouz).
*industrie* ijin 1 ; ijinerez 2.
*industriel* j. ijinerezel, m. oberiatour 7.
*industrieux* ijinus.
*inébranlable* divrallus.
*inédit* diembann.
*ineffable* dilavar, dreistlavar.
*inégal* digevatal, r. fr. digompez.
*inégalité* digevatalder 2 ; r. fr. digompezder 2.
*inepte* sot-pitilh.
*inépuisable* diheskus.
*inerte* diemlusk.
*inestimable* dibriz.
*inévitable* didec'hus.
*inexact* direiz ; diwir.
*inexorable* didruezus (*à* ouz).
*inexplicable* dizisklerius.
*inextricable* dizirouestlus.
*infaillible* difazius.
*infâme* mezus, fallakr.
*infamie* gwallvez* ; fallagriez*
*infanterie* troadegiez*.
*infatigable* difaezus.
*infect* flaerius.
*infection* flaer ; kontammadur 2.
*inférieur* izeloc'h (*à* eget) ; azindan.
*infernal* ifern.
*infester* gwasta.
*infidèle* j. difeal (*à* ouz). : m. den divadez 26.
*infiltrer* vr. en em sila.
*infime* dister ; munut.
*infini* j.m. diziwez ; dreistment.
*infirme* nammet.
*infirmier* klañvdiour.
*infirmité* namm 1.
*inflexible* diblegus.
*infliger* rei 40.
*influence* levezon* 1.
*influencer* levezona.
*influent* pouezus.
*influer* poueza, levezona.
*information* enklask 1 ; kelou 6*.
*informe* distum.
*informer* rei da c'houzout 40 ; vr. ober enklask (*de* war).
*infortune* drougeur* 2 ; reuz 2.
*infranchissable* didreuzus.
*infructueux* difrouez ; sl. dic'hounid.
*infuser* glec'hia ; fg. sila.
*infusible* dideuzus.
*infusion* glec'h 2 ; nr. bervadur 2.
*ingénieur* ijiner 7.

*ingénieux* ijinek.
*ingénu* distak, eeun.
*ingrat* dianaoudek.
*ingratitude* dianaoudegez*.
*ingrédient* danvez 2.
*inhabitable* digevanezus.
*inhabilé* diannez ; didud.
*inhumain* digar.
*inimitié* digarantez* 2.
*ininterrompu* didorr.
*inique* disleal.
*initier* diskibla.
*injure* kunujenn* 1 ; dismegañs* 1.
*injurier* kunujenni.
*injuste* dizeeun.
*injustice* dizeeunder 2.
*innocence* dinammded* ; digablusted*.
*innocent* dinamm ; digablus.
*innombrable* diniver ; dreistniver.
*inoffensif* dinoaz.
*inondation* dour-beuz ; esore'h 1.
*inonder* beuzi.
*inoubliable* diankounac'haus.
*inouï* diglevet ; iskis.
*inquiet* nec'het.
*inquiéter* nec'hi.
*inquiétude* nec'h.
*insatiable* diwalc'hus.
*inscription* enskrivadur 2.
*inscrire* enskriva.
*insecte* amprevan 3.
*insensé* berrhoellet ; difur.
*insensible* disant, dizamant (à ouz).
*insigne* j. dreist ; m. arouez* 2.
*insignifiant* dister.

*insinuer* sila er spered.
*insipide* divlaz, dizasun, flak.
*insister* poueza.
*insolation* [illegible] 2 ; taol-heol 2.
*insolent* dichek.
*insoluble* [illegible] ; diskoulmus.
*insomnie* anhun, [illegible]
[illegible]
*insouciant* [illegible]
*inspecter* [illegible].
*inspecteur* enseller 7.
*inspiration* ph. rufierez 2 ; sm. awen*.
*inspirer* ph. rufla ; sm. awena.
*instable* distabil.
*installer* diazeza.
*instamment* start.
*instant* pennadig 1-1.
*instigation* atiz.
*instinct* anien*.
*instituteur* mestr-skol 15, skolaer 7.
*institution* ensavadur 2.
*instructif* kentelius.
*instruction* kelennerez ; deskadurez*.
*instruire* kelenn ; deski.
*instrument* benveg 26.
*insuccès* droukverz 2.
*insuffisant* skort.
*insulte* kunujenn* 1 ; dismegañs* 1.
*insulter* kunujenni ; dismegañsi.
*insupportable* dic'houzañvus.
*insurrection* emzavadeg* 1.
*intact* anterin ; didorr.
*intègre* eeun, leal.



*intellectuel* speredel.
*intelligence* skiant* ; spered.
*intelligent* speredek.
*intempérant* diroll ; ever.
*intempérie* gwallamzer* 2.
*intempestif* dibred, digoulz.
*intendant* merour 7.
*intense* kreñv ; kalet.
*intention* menoz 2 ; amboaz.
*interdiction* difenn 1 ; berz 2.
*interdire* difenn, berza.
*intéressant* hoalus ; dudius.
*intéressé* piz, tost.
*intéresser* hoala ; sellout (ouz)
*intérêt* em. kampi ; x. dudi ; talvoudegez*.
*intérieur* j.m. diabarz.
*intermède* daze'hoari 1.
*intermédiaire* j. kenetre, etre ; m. hanterour 7.
*interminable* diziwez.
*international* etrevroadel.
*interne* j. a-ziabarz ; m. diabarziad 12.
*interpeller* gervel 43.
*interprète* jubennour 7.
*interpréter* jubenni ; sl. diskleria.
*interrogation* goulenn 1.
*interroger* goulennata 47.
*interrompre* terri 41 ; vr. ehana.
*interruption* astal ; ehan 1.
*intersigne* asaouer 1.
*interstice* gwask 1 ; grem 1.
*intervalle* hed 1.
*intervenir* mont etre 45 ; c'hoarvezout.
*intervention* hantererez 2.
*intestin* bouzellenn* 27.

*intime* tost ; doun.
*intimité* darempred tost 1.
*intolérable* dic'houzañvus.
*intolérant* dic'houzañv ; striz.
*intrépide* dispont.
*intrigue* irienn* 1 ; kavailh 1.
*introduction* degaserez 2.
*introduire* degas ; lakaat ebarz.
*inutile* didalvoud.
*invalide* mac'hagnet, nodet.
*invariable* digemm.
*invasion* alouberez 2.
*inventaire* roll-madou 1.
*inventer* kavadenna ; ijina.
*inventeur* kavadenner 7.
*invention* kavadenn* 1.
*inverse* gin.
*invincible* didrec'hus, difaezus.
*invisible* disgwel ; diwelus.
*invitation* kouviadur 2.
*invité* m. kouviad 12.
*inviter* kouvia ; pedi.
*invoquer* gervel 43 ; pedi.
*invraisemblable* diwirheñvel.
*invulnérable* dic'houlius.
*irascible* buanek.
*iris* elestrenn* 23.
*ironie* flemmusted* ; godiserez.
*ironique* flemmus ; godisus.
*irrégulier* amreiz.
*irrémédiable* diremed.
*irréparable* dizigoll.
*irréprochable* direbech.
*irrésistible* distourmus.
*irrespectueux* dizouj.
*irriguer* doura ; kanouc'helli.
*irritable* brouezus.
*irritant* ph. loskus ; sm. hes-

kinus.
*irritation* ph. losk 1, gor 1 ; sm. brouez*.
*irriter* ph. leski 41 ; sm. broc'ha ; vr. kounnari.
*isolement* digenvez.
*isoler* digenveza.
*issue* difourk 1 ; sm. diwez.
*isthme* striz-douar 1.
*itinéraire* heñchadur 2.
*ivoire* olifant.
*ivraie* dreog.
*ivre* mezo 31.
*ivresse* mezverez.
*ivrogne* mezvier 7.
*ivrognerie* mezventi*.

# J

*jabot* krubuilh* 1 ; krepez 2.
*jachère* douar leton 1.
*jacinthe* louzaouenn-ar-goukoug*.
*jade* maen-jad.
*jadis* gwechall, gwerso.
*jaillir* flistra ; dilammat.
*jais* maen-jed.
*jalousie* erez*, gwarizi* 1.
*jaloux* erezus, gwarizius.
*jamais* gwech ebet, morse, nepred, kammed ; biskoaz ; biken, hirviken.
*jambe* gar* 22.
*jambon* morzed-houc'h* 1.
*jante* kammed* 1.
*janvier* genver.
*japper* chilpat.
*jardin* liorz* 1.
*jardinier* liorzer 7.
*jargon* gregach 1.
*jarret* arzell* 22.
*jarretière* ere-loer 1.
*jars* garz 3, 14.
*jatte* pezel* 2.
*jauger* jaoja.
*jaunâtre* [illegible]
*jaune* melen
*javelot* goaf-bann 2.
*je* me.
*jésuite* jezuist 3.
*jet* bann 1 ; bomm 1 ; flistrad 1.
*jetée* sao-maen 2.
*jeter* teurel 43 ; stlepel 42 ; strinka.
*jeu* c'hoari 1 ; ebat 1.
*jeudi* m. yaou ; vb. diriaou.
*jeune* yaouank.
*jeûne* yun 1.
*jeûner* yuna.
*jeunesse* yaouankiz* 1.
*joie* levenez* 2.
*joindre* staga ; unani ; junta.
*jointure* mell 1 ; framm 1.
*joli* brao 31, koant.
*jonc* broenn.
*joncher* strewi.
*jonction* kevreadur 2 ; kroaz* 2.
*jongler* bannikat.
*joue* jod* 22, boc'h* 22, bougenn* 22.
*jouer* c'hoari.
*jouet* c'hoariell* 1.
*joug* yeo* 24.
*jouir* beza dudiet ; cm. beza perc'henn.
*jouissance* dudi ; cm. gounidou (pl.).
*jour* deiz 1 ; *chaque j.* bemdez.
*journal* kelaouenn* 1 ; ms. devez-arat 2.
*journalier* j. pemdeziek ; m. devezour 7.
*journaliste* kelaouenner 7.
*journée* devez 3.
*joyau* brageriz 1.
*joyeux* laouen ; drant.
*jucher* kluda.
*juge* barner 7.
*jugement* barn* 1 ; barnadenn* 1.
*juger* barn.
*juif* j.m. yuzeo 7'
*juillet* gouere.
*juin* mezeven.
*jumeau* j.m. gevell 3.
*jument* kazeg* 26.
*jupe* broz* 2 ; lostenn* 1.
*jupon* broz-vihan* 2.
*juré* dezvarner 7.
*jurer* toui ; sakreal, pec'hi.
*juridiction* beli*.
*jury* strollad-dezvarn 1.
*jus* sun ; chug.
*jusant* trec'h, dichal.
*jusque* betek.
*juste* eeun ; reiz ; gwirion.
*justement* dres.
*justice* eeunder ; reizder ; gwirionder ; mt. barnerez.
*juteux* dourennek.

# K

*képi* kalabousenn* 1.
*kilogramme* kilo 2 ; kilogrammad 1.
*kilomètre* kilometr 1 ; kilometrad 1.
*kiosque* tinell* 1.
*kyrielle* aradennad* 1.

# L

*la* an, ar, al.
*là* aze ; eno ; di ; *de là* ac'hano, alese.
*là-bas* ahont ; du-hont.
*labeur* labour 2 ; trevell 1.
*laboratoire* arnodlec'h 2.
*laborieux* oberiant.
*labour* aradur 2.
*labourage* aradurez*.
*labourer* arat.
*laboureur* arer 7.
*lac* lenn* 1.
*lacer* lasa.
*lacet* las 1 ; lindag 1.
*lâche* ts. laosk ; sm. digalon.
*lâcher* leuskel 51 ; diskregi (diouz) 41.
*lâcheté* laoskentez*.
*lacune* toull 1.
*lagune* paludenn* 1.
*laiche* hesk.
*laid* divalo.
*laideur* digened.
*laine* gloan.
*laïque* lik.
*laisser* lezel.
*lait* laez.
*laiterie* ti-laez 9.
*laiton* orjal.
*laitue* letuz.
*lambeau* drailhenn* 23.
*lambin* j.m. luguder 7.
*lame* laonenn* 23 ; mr. gwagenn* 23.

*lamentation* keinvan 1 ; gouelvan 1.
*lamenter* vr. keina ; leñva.
*lampe* kleuzeur* 2, lamp* 1.
*lance* goaf 2.
*lancement* taolerez 2 ; mr. moridigez* 2.
*lancer* teurel 51 ; banna ; mr. mora.
*lande* lann 1 ; lanneg* 1.
*langage* prezeg 1, lavar 1.
*langouste* grilh-vor* 3.
*langue* r. cs. teod 1 ; lg. yez* 1.
*langueur* digalon ; md. langis.
*languir* dizeria.
*lanière* storeenn* 1.
*lanterne* letern 2.
*laper* lapa.
*lapider* labeza.
*lapin* konikl 3.
*laquais* lakez 8'.
*laque* lakenn* 1.
*larcin* laeradenn* 1.
*lard* kig-moc'h.
*large* j. ledan ; m. mr. keinvor.
*largeur* ledander 2 ; led 1.
*larme* daeraouenn* 23.
*las* faez, skuiz.
*lascif* gadal.
*lassitude* skuiznez*.
*latitude* led ; x. frankiz*.
*latte* goulazenn* 23.
*laurier* loreenn* 1 ; mx. lore.
*lavage* gwalc'herez 2.
*lavande* lavand.
*lavandière* kannerez* 3.
*lave* maen-teuz.
*laver* gwalc'hi.
*lavoir* poull-kanna 1.
*lavure* gwelien.
*lécher* lipat.
*leçon* kentel* 2.
*lecteur* lenner 7.
*lecture* lennadur 2.
*légal* hervez al lezenn.
*légataire* legadiad 12.
*légende* mojenn* 1 ; [illegible]vadur 2.
*léger* skañv.
*legèreté* skañvder ; sm. skañvadurez*.
*légion* strollad 1.
*législation* lezennadur 2.
*légitime* reiz ; gwir.
*legs* legad 1 ; laes 2.
*léguer* legadi ; testamanti.
*légume* legumaj 1.
*lendemain* ; *le l.* antronoz.
*lent* gorrek.
*lentement* goustad.
*lenteur* gorregez*.
*lentille* ts. ferenn* 23.
*lèpre* lovrentez*.
*lequel* pehini.
*les* an, al, ar ; pn. o.
*lessive* bugad, kouez.
*leste* mibin, skañv.
*lettre* lizer 1 ; lizerenn* 1.
*leur* o.
*levain* goell.
*lever* w. sevel 42.
*levier* loc'h 1.
*lèvre* muzell* 1 ; gweuz* 22.
*lévrier* levran 14, milgi 26.
*levure* goell.
*lézard* glazard 3, gurlaz 3.
*lézarde* aeradenn* 1.
*liaison* liamm 1, ere 1.



*liasse* strobad 1.
*libation* evad-kinnig 1.
*libellule* nadoz-aer* 2.
*libéral* brokus ; haelsperedek.
*libérer* dieubi ; dishualo.
*liberté* frankiz*.
*libraire* levrier 7.
*librairie* x. levrierez ; l. stallevriou* 2.
*libre* dieub ; dishual ; dizalc'h.
*licence* aotre 1 ; sm. direol ; ng. antreegez*.
*lichen* man.
*licol* kabestr 11.
*lie* gouelezenn*.
*liège* spoue.
*lien* liamm 1 ; ere 1 ; x. kevre 1.
*lier* liamma ; eren 44.
*lierre* ilio.
*lieu* lec'h 2 ; b. levneg 3.
*lieue* leo* 2.
*lieutenant* letanant 3.
*lièvre* gad* 26.
*ligne* linenn* 1.
*ligue* kevredad 1.
*lilas* lireu.
*limace* melc'houedenn* 23.
*limaçon* melc'houedenn-grogennek* 23.
*limande* ainez* 3 ; e. lisenn* 1.
*lime* livn 1.
*limier* gwadgi 26.
*limite* bevenn* 1.
*limiter* bevenna.
*limon* mx. lec'hid ; e. kleur 2.
*limonade* limonadez*.
*limpide* boull.
*lin* lin.
*linceul* liñsel 2.
*linge* lien.
*lingot* barrenn* 1 ; tolzenn* 1.
*lion* leon 3.
*liqueur* likor 2.
*liquide* dourenn* 1.
*liquider* arc'hanta.
*lire* lenn.
*lis* lilienn* 23.
*liseron* bezvoud.
*lisible* helenn.
*lisière* lezenn* 1 ; gwrimenn*
*lisse* lenkr ; levn.
*liste* roll 1.
*lit* gwele 1.
*litanie* letani* 1.
*lit-clos* gwele-kloz 1.
*litière* gouzer ; ec. gwele-douger 1.
*litre* litr 1, litrad 1.
*littérature* lennegez* 2.
*littoral* arvor.
*livide* glas, morlivet.
*livre* m. levr 2 ; f. lur 2, livr 1.
*livrée* lifre 1.
*livrer* rei 40 ; daskori ; gwerza.
*local* j. lec'hel ; m. lec'h 2.
*localité* lec'hienn* 1.
*locataire* feurmer 7.
*location* feurm 1.
*locomotive* stlejerez* 3.
*loge* logell* 1.
*logement* annez 2.
*loger* loja, anneza.
*logis* lojeiz.
*loi* lezenn* 1.
*loin* pell (*de* diouz).

*lointain* j.m. diabell.
*loisir* goar ; amzer-vak*.
*lombes* diougroazell*.
*long* hir.
*longer* heda.
*longitude* hed 1.
*longtemps* pell.
*longueur* hirder 2 ; hed 1.
*loque* pilhenn* 27.
*loquet* kliked 1, driked 1.
*lorgnette* lunedenn-c'hoariva* 27.
*lorsque* pa.
*losange* stougarrezenn* 1.
*lot* lod 1.
*loterie* c'hoari-sac'h 1.
*louange* meuleudi* 1.
*louanger* kanmeuli.
*louche* luch ; gwilc'her.
*loucher* lucha ; gwilc'ha.
*louer* feurmi ; r.h. gopra ; sm. meuli.
*loup* bleiz 4.
*loupe* gwerenn-greski* 1.
*loup-garou* bleiz-garo 4 ; den-bleiz 26.
*lourd* pounner.
*loutre* dourgi 26.
*louvoyer* lovea, leviata 47.
*loyal* leal, eeun.
*loyauté* lealded*, eeunded*.
*loyer* feurm 1.
*lubricité* gadaliez*.
*lucarne* lomber 2.
*lucide* spis.
*luette* hugenn*, ankoue.
*lueur* skleur 2.
*lugubre* kañvaouus.
*lui* hen ; heñ.
*luire* luc'ha.
*lumière* goulou 6'.
*lumignon* goulou-lutig.
*lumineux* skedus.
*lundi* m. lun ; vb. dilun.
*lune* loar* 2.
*lunette* lunedenn* 27.
*lustre* ec. kantolor-skourret 2 ; r.l. pemphloaziad 1.
*lutin* kilher 7, enkeler 7.
*lutrin* letrin 1.
*lutte* stourm 1 ; gouren ; gourenerez.
*lutter* stourm ; gouren.
*lutteur* stourmer 7 ; gourener 7.
*luxe* pompad ; digorou (pl.).
*luxueux* pompus ; kaer.
*luxure* orged.
*luzerne* geol-gall.
*lycée* lise 1.
*lynx* kaz-karvelaer 26.
*lyre* lourenn* 1.

## M

*ma* va.
*macabre* kañvus.
*macérer* glec'hia.
*mâchefer* kaoc'h-houarn.
*mâcher* chaokat.
*machine* ijin 1 ; ardivink 1.
*mâchoire* karvan* 1, javed* 1.
*maçon* mañsoner 7.
*macreuse* baithez* 3, galdu 3.
*madame* itron* 10.
*mademoiselle* dimezell* 3.
*madrier* koadenn* 1.
*magasin* stal* 2 ; ti-dastum 9.
*magicien* strobineller 7, achantour 7.



Eur skouer eo hepken. Meur a skouer all a c'hellfen da rei. Diskouez a reont n'o deus ket kalz ac'hanomp komprenet ez eo hor pal kaout e Breiz eur yez, hag eur yez hepken : ar brezoneg. Ma ne fell ket d'imp ober gant ar yez-se en traou bras evel en traou bihan, kollet omp, ha kollet eo hor poan.

Tamallet eo bet d'in an dispriz am eus taolet atao war al levriou gallek, war ar pennadou-skrid gallek diwar-benn Breiz. Tamallet eo bet d'in beza klouar e-keñver labour kazetennou breizek savet en diou yez. Oberourien al levriou, ar pennadou-se, renerien ar c'hazetennou-se a ra o gwella, a lavaront. Petra fell d'eoc'h ? emezo : diou yez a gomzer e Breiz ; ret d'imp kemer an traou evel m'emaint.

Respont a ran :

Ar vrasa doujañs a zougan da oberourien levriou gallek, da renerien kazetennou diouyezek a glask adsevel o bro. Met da genta holl, kredi a ran e c'hellfent hep re a boan ober o labour e brezoneg. Ha d'an eil, diskar a reont diouz eun tu pez a savont diouz an tu all. Bep tro ma skriver e galleg, eun trec'h muioc'h eo evit ar galleg. Bep tro ma lakaer brezoneg ha galleg kichen-ha-kichen, ar galleg eo a c'hounez ; rak a-du gantañ emañ leziregez al lenner. Eur fazi bras eo rei degemer d'eur yez a ginnig mouga hon hini. E-keñver ar galleg, n'anavezan nemet eur gerstur : brezoneg.

ROPARZ HEMON.

***Perak eo chomet pobl Vreiz pell amzer war-lerc'h ar poblou all ? Breiziz a zo tud yac'h a gorf ha yac'h a galon. Siouaz, emaint klañv a spered. Degasomp ar yec'hed en-dro d'o spered, hag e vint kenta pobl an douar.***

# DALEA

**Emañ** kleñved an dalea oc'h ober eun droug spontus d'imp : gortoz, gortoz atao a-raok ober eun dra bennak, setu pez a reomp bemdez.

Te a fell d'it deski brezoneg ? — A-benn c'houec'h miz, pe vloaz, emezout.

Te a fell d'it sevel eur c'helc'h keltiek ? — N'emañ ket deut ar c'houlz, a lavarez.

Te a fell d'it skriva eul lizer da hemañ pe da hennez ? — Warc'hoaz, setu ar ger a zeu diganit.

Gortoz, gortoz, dalea. Hag e-pad an dale, e kerz atao an amzer. Hag e labour ar poblou all. Hag e welomp broiou nevez o sevel, broiou koz oc'h adsevel, ha ramzed o kemma Dremm ar Bed. Ha ni keit-se en hor begig-douar, o kousket.

Gouela ne dalv ket. Klemm ne dalv ket. Pez a dalv eo gouzout an dra-mañ :

Eur bagadig tud e Breiz n'int ket evel-se. Ar re o deus, en eun nebeut bloaveziou, adsavet Kredenn ar Vro, Yez ar Vro, Enor ar Vro, ar re-se n'int ket evel-se. TE, BREIZAD A LENNEZ AR SKRID-MAN, A C'HELL OBER GWELLOC'H C'HOAZ, ha n'eo ket a-benn bloaz, nag a-benn eur miz, na warc'hoaz, met KERKENT HA HIZIO.

Ober hep dale pez a zo d'ober n'eo ket diaes. N'eus ket ezomm da veza eun den kreñv, nag eun den speredek, nag eun den desket, nag eun den dreist d'ar re all e nep giz : n'eus nemet kemer ar pleg, e sell traou bihan-tre da genta.

Eur skouer hepken :

Koll a ri, HIZIO, HEP DALEA PELLOC'H, ar pleg fall o deus kalz Breiziz : gortoz ha gortoz kent respont eul lizer, — ar pleg fall-se a ra d'ezo alies chom tud paour ha dinerz a-hed o buhez.

Bep tro ma tegouez eul lizer ganit, heuilh ar reolenn-mañ :

1. Mar deo ret-mat, kas ar respont a-raok an noz.
2. Mar n'eo ket, lez eun nozvez da dremen, amzer d'it da soñjal, met eun nozvez hepken : kas ar respont antronoz.
3. Mar kav d'it eo fur chom hep respont, gra da venoz buan, o lavarout : ne respontin ket, n'eo ket dre leziregez, met peogwir n'eo ket fur respont.

KEMER AR PLEG DA OBER DIZALE AN TRAOU BIHAN A ZO D'OBER, HAG AN TRAOU BRAS A ZO D'OBER EN EM RAIO DREZO O-UNAN DIZALE.

ROPARZ HEMON.

# SKOL AR BREZONEG EEUN

Klask ar geriou n'int ket troet e galleg amañ en « Alc'houez ar Brezoneg Eeun » ; o skriva hag o deski.

(Chercher les mots qui ne sont pas traduits en français ici dans l'*Alc'houez ar Brezoneg Eeun* ; les écrire et les apprendre).

KENTA DEVEZ

1. Emaoun amañ (*je suis...*)
   emaout aze (*tu es...*)
   emañ eno (*il ou elle est...*)
   emaomp tost (*nous sommes...*)
   emaoc'h pell (*vous êtes...*)
   emaint ahont (*ils ou elles sont...*)

2. N'emaoun ket en iliz (*je ne suis pas dans l'...*)
   n'emaout ket en ostaleri (*...dans l'...*)
   n'emañ ket en armel (*...dans l'...*)
   n'emaomp ket en ti (*...dans la...*)
   n'emaoc'h ket en tour (*...dans la...*)
   n'emaint ket en arc'h (*...dans le...*)

*En* (dans le, dans la, dans les).

*O* devant un verbe marque le participe présent : *kana* (chanter) ; *o kana* (chantant).

3. Emaoun o kana.
   emaout o kaozeal.
   emañ o kelenn.
   emaomp o kerzout.
   emaoc'h o koania.
   emaint o komz.
   emeur o konta (*on est...*)



4. N'emaoun ket o koueza.
   n'emaout ket o kousket.
   n'emañ ket o krena.
   n'emaomp ket o fiñval.
   n'emaoc'h ket o huchal.
   n'emaint ket o chaseal.
   n'emeur ket o chom.

EIL DEVEZ

5. Pelec'h emañ an alc'houez ? (*où est la... ?*)
   pelec'h emañ an iliz ?
   pelec'h emañ an nadoz ?
   pelec'h edo an ti ? (*où était la... ?*)
   pelec'h edo an dilhad ?
   pelec'h edo an horolaj ?

« Le, la, les » se traduisent par *an* devant une voyelle, un *h*, un *n*, un *d* ou un *t*.

6. Pelec'h edon dec'h ? (*où étais-je... ?*)
   pelec'h edos neuze ? (*où étais-tu... ?*)
   pelec'h edo gwechall ? (*où était-il, était-elle... ?*)
   pelec'h edomp warlene ? (*où étions-nous... ?*)
   pelec'h edoc'h c'hoaz ? (*où étiez-vous... ?*)
   pelec'h edont alies ? (*où étaient-ils, étaient-elles... ?*)
   pelec'h edod ? (*où était-on ?*)

7. Edon o kanna an dilhad.
edos o karga an toull.
edo o kemer an alc'houez.
edomp o kempenn an arrebeuri.
edoc'h o kleuza an douar.
edont o hada an ed.
edod o c'houeza an tan.

**Devant un *l*, « le, la, les » se traduisent par *al*. Dans tous les cas où on n'emploie ni *an*, ni *al*, « le, la. les » se traduisent par *ar*.**
**Règle analogue pour traduire « dans le, dans la, dans les ».**
***En* devant une voyelle, un *h*, un *n*, un *d* ou un *t*.**
***El* devant un *l*.**
***En* dans les autres cas.**

8. N'edon ket el liorz.
n'edos ket er puñs.
n'edo ket er pri.
n'edomp ket er park.
n'edoc'h ket er porz.
n'edont ket er sac'h.
n'edod ket er prad.

TRIVET DEVEZ

9. Bet oun o skriva al lizer (*j'ai été...*)
bet out o laza al logod (*tu as été...*)
bet eo o liva al laboused (*il ou elle a été...*)
bet omp o lenn al levriou (*nous avons été...*)
bet oc'h o leski al lien (*vous avez été...*)
bet int o leunia al lestr (*ils ou elles ont été...*)

10. N'oun ket bet e-kichen ar stêr-mañ (*...cette rivière-ci*).
n'out ket bet e-kichen ar siminal-se (*...cette cheminée-là*).
n'eo ket bet e-kichen ar roc'h-hont (*...ce rocher là-bas*).
n'omp ket bet e-kichen ar reier-mañ.
n'oc'h ket bet e-kichen ar prenestr-se.
n'int ket bet e-kichen ar poull-hont.

11. Bez' e vin dirak ar gwez-mañ (*je serai...*)
bez' e vi dirak ar bagou-se (*tu seras...*)
bez' e vo dirak an ostaleri-hont (*il ou elle sera...*)
bez' e vimp a-dreñv ar bod-mañ (*nous serons...*)
bez' e viot a-dreñv ar mogeriou-se (*vous serez...*)
bez' e vint a-dreñv al lenn-hont (*ils ou elles seront...*)

12. Ne vin ket bemdez o labourat.
ne vi ket bemnoz o pasaat.
ne vo ket buan o kila.
ne vimp ket alies o pesketa.
ne viot ket atao o c'hoarzin.
ne vint ket c'hoaz o plega.

PEVARVET DEVEZ

13. Bez' e vijen dres o tremen (*je serais...*)
bez' e vijes adarre o tabutal (*tu serais...*)
bez' e vije neuze o selaou (*il ou elle serait...*)
bez' e vijemp dija o tec'hout (*nous serions...*)
bez' e vijec'h peurliesa o tevel (*vous seriez...*)
bez' e vijent a-wechou o studia (*ils ou elles seraient...*)
bez' e vijed neuze o strevia (*on serait...*)

14. Ne vijen ket war ar geot.
ne vijes ket war an oaled.
ne vije ket war an erc'h.
ne vijemp ket dindan ar glao.
ne vijec'h ket dindan ar grizilh.
ne vijent ket e-barz al ludu.
ne vijed ket e-barz an dour.

15. Pelec'h emañ skeul ar micherour ? (*...l'échelle de* [*l'ouvrier ?*)
pelec'h emañ levriou ar bugel ?
pelec'h edo lizer ar beleg ?
pelec'h eo bet azen ar miliner ? (*où a été...* ?)
pelec'h e vo gouel ar soudarded ? (*où sera...* ?)
pelec'h e vije alc'houez an armel ? (*où serait...* ?)

16. Emañ ar skeul a-dreñv an horolaj.
emañ al levriou war ar bank.
n'edo ket al lizer dindan ar melezour.
n'eo ket bet an azen e-kichen an hent.
bez' e vo ar gouel e-kichen an ostaleriou.
ne vije ket an alc'houez tost d'al lamp.

## PEMPVET DEVEZ

17. Petra a zo amañ ? — eun tog (*...est...* ?)
petra a oa aze ? — eur roched (*...était...* ?)
petra a vo ahont ? — eur sac'h (*...sera...* ?)
petra a zo eno ? — togou (... — *des chapeaux*).
petra a vo aze ? — rochedou.
petra a vije ahont ? — seier (*...serait...* ?)

**Même règle pour l'emploi de *eun, eul, eur* (un, une) que pour l'emploi de *an, al, ar*.**



18. Bez' ez eus eur mouchouer war ar siminal (*il y a...*)
bez' e oa eun hiviz en armel (*il y avait...*)
bez' e vo mouchouerou dirak ar prenestr (*il y* [*aura...*)
n'eus mouchouer ebet el liorz (*il n'y a aucun* [*mouchoir...*)
ne oa hiviz ebet e-mesk an dilhad (*il n'y avait...*)
ne vo mouchouer ebet er porz (*il n'y aura...*)

19. Petra eo se ? — eul loen o yudal (*qu'est-ce que* [*cela ?...*)
petra oa se ? — eur marc'h o redek (*qu'était-* [*ce... ?*)
petra oa se ? — eun taro o tec'hout.
petra eo se ? — loened o tremen.
petra oa se ? — kezeg o lammat.
petra eo se ? — gwenan o nijal.

20. Piou eo hemañ ? — eur breur d'in (*...à moi*).
piou eo hennez ? — eur mignon d'it (*...à toi*).
piou oa houmañ ? — eur c'hoar d'ezañ (*...à lui*).
piou oa hounnez ? — eur c'hoar-gaer d'ezi (*...à* [*elle*).
piou eo ar re-mañ ? — kerent d'imp (*...à nous*).
piou eo ar re-se ? — mignoned d'eoc'h (*...à vous*).
piou eo an den-se ? — eur breur-kaer d'ezo (*...à* [*eux*).

### POELLADENN (*Devoir*)

**1. Recopier 20 des phrases précédentes (une du type 1, une du type 2, etc.) en les traduisant au fur et à mesure.**
**2. Faire 20 phrases en utilisant le vocabulaire appris (une du type 1, une du type 2, etc.).**

# EMBANNADURIOU

HUNVREOU SANT-HELORI (1935-1938). Les Presses Bretonnes. Sant-Brieg. 56 pajenn. Kant skouerenn moulet e-maez kenwerz.

Evit d'al levrig-mañ beza embannet hep ano oberour, gant Meven Mordiern eo bet savet.

Gwenvidik an nebeut tud o devo e zegemeret.

Brudet eo Meven Mordiern dreist-holl evel oberour *Sketla Segobrani*, *Istor ar Bed* hag ar *Prederiadennou diwar-benn ar Yezou hag ar Brezoneg*.

Disheñvel avat an oberennig-mañ diouz an oberou bras-se. Heñveloc'h ouz an diou oberenn diweza moulet e 1938 war *Walarn : Gant Luoez an Doueed* ha *Logotigiakos*. Danvez *Huñvreou Sant-Helori* a zo displeget berr-ha-berr el linennou-mañ diouz ar c'hentskrid : « Abaoe 1936... em eus kemeret ar boaz (argarzus d'in e gwirionez) da vont abred d'am gwele. Fall-tre eo deuet da veza va c'housk, da heul, reuziet gant kalz a huñvreou, ha dastrouc'het gant dihunadennou eleiz am laka a-wechou digousk e-pad eurveziou. Ha d'ezo beza stank, lies-seurd n'eo ket an huñvreou am eus abaoe daou vloaz. Atao an hevelep re, pe eilstummadou pe zistummadou diwar an hevelep re. Dre fent, hag evit en em virout a ankounac'haat ar Yez a garan ar muia, em eus o lakaet amañ e brezoneg ».

Pemzek huñvre en holl, displeget ha diskleriet, — n'eo ket diouz doare an diouganerien, na kennebeut diouz doare Freud hag e ziskibien, — hogen diskleriet eeun-meurbet, diwar darvoudou c'hoarvezet e buhez an oberour, pe lennadennou graet gantañ.



Ne glaskin ket dibuna kement tra a blij d'in el levrig-mañ. Diou eveziadenn hepken :

Da genta, e-keñver lennegez Vreiz :

Mont a ra skrivagnerien ar broiou bihan da gerc'hat pell danvez da arnevesaat lennegez o bro. Eun dra vat eo, hag eun dra fall. Mat, peogwir e frankaont evel-se dremmweliad striz o c'henvroiz. Fall, peogwir e savont eul lennegez ha n'eo peurliesa nemet eun adskleur gwan diouz lennegeziou bras ar bed. Meven Mordiern avat en deus, netra nemet o prederenna diwar-benn e vuhez-heñ, ijinet eun doare lennegez dibar hag a-ziforc'h : an displegerez-huñvreou.

D'an eil, e-keñver ar yez :

Pa lenner ar brezoneg-se, ken founnus, ken gwevn, ken gouest da liva pez a venn ar skrivagner, — ma chom sehezet ar furcher-geriou a zo ac'hanoun dirak pinvidigeziou ha puilhderiou dianav d'in, dreist d'am c'hred ha d'am amzivin, — e c'heller mat ober eur c'hruz d'e skoaz o soñjal er baour kaez sioc'haned a garfe spaza ar Ramz Brezoneg, moarvat da grenna e vent da vent o c'hrabosennig a « vrezoneg-purrez ».

R. H.

SANTEZ DAHUD, gant Roparz Hemon ; eil mouladur (Les Editions d'Arvor, Gwengamp).

Dre vadelez OBER eo bet advoulet ar marvailhmañ, hag heñ diviet pell 'zo e ti *Gwalarn*.

Goulenn al levrig digant renerez Skol OBER, an Dimezell M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez, — pe c'hoaz digant *Gwalarn*. (Priz : 3 lur 60 dre ar post).

# NOTENNOU

## DRE AR C'HELAOUENNOU

Dudius evel boaz niverenn Here *Studi hag Ober,* gouestlet dreist-holl da studi an arz keltiek. Evit da zanvez an daou bennad kenta beza anavezet gant kalz, eur blijadur eo lenn seurt traou (*An Arz keltiek koz en Europa* hag *An Tisaverez koz e Breiz*) displeget e brezoneg flour. Plijadur e-leiz am boe ivez o lenn an trede pennad, *Arz Breton Nevez,* anezañ taolennadur chapel nevez Sant-Jozeb e Lanuon. Studiadennou talvoudus a zoueoniez a gaver da heul, notennou, geriou-kroaz, hag all. (Koumanant-bloaz : 8 lur. — kas an arc'hant d'an Ao. P. Nédélec, Kloerdi Bras Kemper, kont-red 193.17, Naoned).

Lennet hon eus nevez 'zo niverenn miz Du eur gelaouenn ha n'anavezemp ket kalz. E galleg eo skrivet, hec'h ano *Peuples et Frontières* (Poblou ha Harzou). Rei a ra keleier diwar-benn ar poblou bihan skignet dre ar bed, hag e seblant beza renet gant kalz a ampartiz. (Koumanant-bloaz : 25 lur. — kas an arc'hant da : M. Le Douarain, 60, Bd. de Port-Royal, Paris V$^e$, kont-red 2.207.14 Paris).

Da vare diwez ar bloaz ez erbedomp start d'hol lennerien :

BREIZ, kazetenn sizuniek ; koumanant-bloaz : 15 lur (J. Suberbie, 13, Place du Centre, Guingamp — CC. 8178 Rennes).



FEIZ HA BREIZ, kannad miziek ; koumanant-bloaz : 15 lur evit Breiz ; 18 lur evit Bro-C'hall (Administrateur de « Feiz ha Breiz », Scrignac — CC. 21.802 Rennes).

## HOR C'HASADENNOU

Abaoe meur a vloaz n'en deus ket kresket *Gwalarn* priz e embannaduriou. War gresk ez eo aet priz pep tra koulskoude, hag eur samm pounner eo deut d'imp dreist-holl priz ar c'hasadennou dre ar post.

Goulenn a rankomp diwar bremañ eta :

1°) Evit pep kasadenn, 10 % eus ar priz evit ar mizou-kas. Da skouer, evit 20 luriad levriou, kas 2 lur (8 real) ouspenn.

2°) Evit *Gwalarn,* pa rankomp kas niverennou koz d'ar goumananterien a zo chomet war-lerc'h da baea priz o c'houmanant pe o adkoumanant, lakaat 10 gwenneg ouspenn dre niverenn. Da skouer, eur c'houmananter a zo echu e goumanant e miz Kerzu, hag a c'hortoz betek kreiz miz Ebrel da baea d'imp e adkoumanant, kas 42 lur e-lec'h 40.

## AR GERIOU GOUIZIEK EN OKITANEG

En eur pennad anvet « Los Mots Sabents », e komz L. Alibert diwar-benn an doare da groui geriou gouiziek en okitaneg (*Occitania,* Eost 1938).

Alies, emezañ, e lavarer n'eo ket an okitaneg gouest da zisplega menoziou ar brederouriez hag ar skiant, dre ziouer a c'heriou. Degas a ra da soñj e oa gant an okitaneg eur yez-plaen ouiziek en 12-vet kantved.

A-raok ar galleg, an italianeg, ar spagnoleg, ez ampreste geriou digant al latin. Hag e ro da skouer eun arroud diouz eur skrid koz, ennañ geriou evel : *paternitat, ethica, politica, hyat, sillogisme, barbarisme.*

Da heul diskar ar yez skrivet, ne voe mui grael amprest ebet digant ar yezou maro. Hizio e sav eta kudenn ar geriou gouiziek en Okitania evel e meur a vro nevez dasorc'het he yez.

N'emañ ket L. Alibert a-du gant ar sevel geriou* diwar an okitaneg e-unan. « Kant gwech gwell », emezañ, « eo mirout hon nerz da reiza an troioulavar gallekaet ». Tamall a ra avat da skrivagnerien an amzer bremañ ober gant geriou gouiziek hep o lakaat da glota ouz lezennou ar yezadur. Alia a ra d'ezo heulia :

1°) reolennou an distagadur.

2°) henvoaziou ar yez.

3°) skouer ar c'hataloneg.

Ha dreist-holl (eur c'huzul hon eus roet alies e Breiz) arabat aoza geriou gouiziek pa c'heller displega resis e venoziou oc'h implijout geriou mat komprenet gant an holl.



# GERIOU-KROAZ

| | 1 | 2 | 3 | 4 | 5 | 6 | 7 | 8 | 9 | 10 | 11 |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| 1 | | | | | | ■ | | | | | |
| 2 | | | | | ■ | | ■ | | | | |
| 3 | | | | ■ | | | | ■ | | | |
| 4 | | | ■ | | | | | | ■ | | |
| 5 | | ■ | | | | | | | | ■ | |
| 6 | ■ | | | | | ■ | | | | | ■ |
| 7 | | ■ | | | | | | | | ■ | |
| 8 | | | ■ | | | | | | ■ | | |
| 9 | | | | ■ | | | | ■ | | | |
| 10 | | | | | ■ | | ■ | | | | |
| 11 | | | | | | ■ | | | | | |

## A-LED

1. talvoudus de jedi — lakaat en urz.
2. sac'h-boued al laboused — penn ar gumun.
3. a-grenn — e... a dalv kement hag « a-unan gant » — da c'hourc'hemenn ober.
4. eus ar verb « beza » — kanenn Nedeleg — eus ar verb « beza ».
5. diaes da zibrada.
6. (e) semple — e oan.
7. diegus.
8. prof — gwall baket gant ar yenijenn — namm.
9. eus ar verb « beza » — gor — da lavarout d'ar miliner.
10. savet kalz — leski.
11. er skalierou — er bruched.

## A-SERZ

1. war-bouez — stêr herrus.

2. kavet war ar mogeriou — (ar moc'h a) rae trouz.

3. goullo pe dilabour — da drei an douar — dizaon.

4. rannig-verb — den a lezenn — touadenn.

5. sebezet.

6. palud — kenkoulz.

7. karg ar blenier.

8. e-barz va — astennet — araogenn.

9. stagell dirak eur vogalenn — dichek — kavet er ruskenn.

10. bale ! — (a) uhelaio.

11. kent — kavet war an uhel pe war ribl an dour.

**Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest** ***Ar Merour : Y. Drezen***

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)